# GWALARN

## TAOLENN

Pajenn



*Pep gwir miret striz*

130

DU

1940

D'ar 27-vet a viz Gwengolo e tizas an Aotrou Fransez Vallée e 80 vloaz.

Kinnig a reomp d'an den a ouestlas e vuhez d'ar brezoneg hor gourc'hemennou doujus.

Hag e tigoromp evel-se eur maread nevez e buhez «Gwalarn» hag e buhez yez hor bro.

# TAOLENN

Pajenn



*Pep gwir miret striz*

# DANVEZ-LABOUR

*Emañ pobl Vreiz o c'houzañv. Gouzañv a raio muioc'h c'hoaz.*

*Dlead pep den a galon eo skañvaat poaniou ar bobl. Neb a labour da skañvaat poaniou ar bobl eo mignon Breiz. Enebour da Vreiz eo neb a chom beuzet en e huñvreou, ne vern pegen kaer an huñvreou-se, keit ha m'emañ an dienez hag ar glac'har oc'h ober o reuz.*

*D'eoc'h-c'houi, kenlabourerien ha lennerien ger, da ziskouez ez oc'h a-du gant hor pobl. Kenlabourerien, n'eo ket skridou kaer hepken a c'houlennan diganeoc'h. Kaer a-walc'h e vo ho skridou gant ma vo reiz ho preder. Lennerien, ne ginnigan ket d'eoc'h lennaduriou da dremen an amzer vak. Kinnig a ran d'eoc'h boued-spered da stourm evit mad ho kenvroiz.*

*Gwalleürus eo hor bro, dre hor fazi hon-unan. Ne damallomp den ebet. Kalz ac'hanomp a zo bet dall, hag ar re n'int ket bet dall a zo bet dinerz. An droug hon eus da drec'hi a zo ganet en hor c'hreiz. Ar c'hreiz a rankomp parea.*

*Dre studia unan-hag-unan hor c'hleñvedou ec'h adsavimp pobl Vreiz : diouiziegez, louster, mezventi, setu darn eus ar c'hleñvedou-se. Da genta, avat, greomp holl kement a c'hellomp da skoazella pep kenvroad, gwir Vreizad pe briz Vreizad, en deus ezomm ac'hanomp.*

ROPARZ HEMON
18-9-40

Hor gourc'hemennou a gengañv a gasomp d'hor c'heneil ha kenlabourer Yeun ar Go, a zo o paouez koll e wreg. Kement hini a anavez ar Breizad mat ha kalonek-se a fello d'ezañ kemer perz en e c'hlac'har.

◆

*Feiz ha Breiz* ha *Dihunamb* o deus kendalc'het da zont er-maez e-pad ar brezel, ha beo-mat int atao. Emañ *Sav* o paouez embann eun niverenn vrao-kenañ, ha *Studi hag Ober* a adkrog sart gant al labour.

◆

Skol dre lizer *Ober*, renet gant an Dimezell M. Gourlaouen, eus Douarnenez, a zo o vont war-raok. Eur skol dre lizer all, hini *Dihunamb*, a zo o vont en-dro ivez.

◆

Tamm-ha-tamm e teu d'imp kelou eus ar c'helc'hiou keltiek. Emañ hini Gwengamp hag hini Sant-Brieg oc'h adveva. E Paris, *Kêr-Vreiz* a zo bet addigoret, ha kenteliou brezoneg a vez graet gant an Aotrounez Gwilhou ha Daniel.

◆

Er skoliou e vez labouret ivez. Adsavet eo kenteliou an Aotrou A. Omnes e Plouvouskan ; kenteliou an Aotrou P. Nedeleg e Kloerdi Bras Kemper (bremañ e Lesneven) ivez ; kenteliou a vez graet abaoe miz Here gant an Aotrou Kalvez e Kloerdi Bihan Kintin. E bro Gastellin ez eus ano adarre eus *Brezoneg er Skoliou*.

◆

An Aotrou G. Berthou en deus asantet beza sekretour *Gwalarn* hag *Ensavadur Breiz* (Sellit p. 41). Trugarez d'ezañ.



# Ar grilheta e Breiz

## gant Farnachanavan

Al legestreta, ar grilheta hag ar c'hranketa a zo teir finvidigez eus ar mor breizat. Lakaat a reont da veva meur a vil pesketaer (1) hag o ziegeziou hep menegi ar besketaerien ken niverus all moarvat a laka o c'hevell eur wech an amzer war oueled ar mor. Dibaot ar porziouigou war aod Breiz, evit gwir, ma ne vez ket kavet enno eul legestretaer pe eur grilhetaer bennak.

Ar pesketa-grilhed ha ligistri, — evel meur a besketaerez arall, siouaz, — a zo izel a-walc'h e stad bremañ. Dre forz pesketa ez a niver ar pesked krogennek muioc'h-mui war vihanaat. A-hend-all, n'eo ket o

(1) Diaes eo, e gwirionez, rei niverou resis, ken evit ar bagou-grilheta pe legestreta, ken evit ar voraerien a ra ganto.

El levr *La Bretagne Maritime* (Paris 1933) e kavomp an niverou-mañ : *E 1930 e oa o krestennegeta war aodou ar « Finistère » eur strollad bigi, ennañ 1.660 bag vras, etre 6 ha 7.000 moraer war o bourz, ha 1000 bag vihan, etre 2 ha 3.000 moraer war o bourz.* (p. 141).

Diouz e du, an Ao. Bail, kannad, a lavar : *Meizet e vo talvoudegez ar pesketaerez-se ma taoler evez ez eus war-dro 2.500 bag-c'hrilheta bras ha 3.000 bagig-legestreta etre Pempoull hag enez Ien. Bez' e c'heller lakaat da 20.000 niver ar besketaerien a gav o bevañs er pesked krogennek.* Doc. Parlementaires, annexe n° 2.305.

Diouz eun tu arall c'hoaz, ar gelaouenn *La Voix du Marin* (25 mezeven 1936) a laka da 8.000 o niver evit Bro-C'hall a-bez. *Bez' e c'heller eta lakaat da 6.000 niver ar Vrezoned a ra ar pesketaerez-se.*

friz alies evit digoll ar pesketaer eus e frejou hag e lakaat da veva dereat.

Diwar an daou dra ranngalonus-mañ e lusk muioc'h-mui al legestretaerien hag ar c'hrilhetaerien da dec'hout diouz eur vicher re arvarus en holl.

Roomp dioustu eur skouer bennak eus ar stad truezus-se.

A-raok ar brezel bras e oa war-dro 45 bag-c'hrilheta e porzig Logivi, war barrez Pleraneg (Bro-Ouelo). E 1933 n'oa mui nemet 12 ha, da heul an diskar-se eus eun ijinerez en deus graet berz pell eno, war-dro 300 den o deus dilezet ar vro (2). Er bloaz 1938 n'oa mui nemet 4 bag-c'hrilheta.

Kemend-all a zo c'hoarvezet e Porz-Even (Pleraneg, Bro-Ouelo) hag e Lomener (Bro-Wened) ma 'z eo kouezet niver ar bagou-grilheta eus 24-25 da 3 pe 4 e-kerz eur bloavez bennak.

Lakaet e vez da 30 % niver ar c'hrilhetaerien hag al legestretaerien o deus dilezet o micher e Leon hag e Kerne-Izel (3).

E pep lec'h e saver klemmou diwar-benn ar pesked krogennek o vont war rouesaat. N'eus a gement nemet ar besketaerien o deus bagou bras hag a c'hell mont ganto da c'hrilheta er moriou pell hag a zeu a-benn da c'hounit arc'hant (4).

Daoust e peseurt stad emañ hizio al legestreta hag ar grilheta ez eo a-bouez, d'hor meno, lakaat anat ez int o-daou pesketaereziou breizat. N'eus nemet teurel

(2) *La Bretagne Maritime* p. 137.

(3) *Les professions maritimes à la recherche du bien commun* gant L.J. Lebret ha R. Moreux Dunod, 1939, p. 51.

(4) Ar gounidou, a veze well-waz etre 7.000 ha 12.000 lur er bloaveziou 1927-1930, a oa kouezet da 4.000 lur e 1933-1934.



eur sellig war al levrig « *Feuriad ar Pesketaereziou-mor* » (5) evit hen merzout buan.

A-hend-all, setu amañ izeloc'h niverou evit ar bloaz 1936 hen laka anat :

A) *Krestenneged paket gant Gallaoued, Breiziz hag Aljeriz :*

Pouez : 2.327.359 kilo

Talvoudegez : 35.790.026 lur

B) *Krestenneged paket gant Breiziz nemetken :*

Pouez : 1.638.485 kilo

Talvoudegez : 23.542.036 lur

Rak-se e c'heller lavarout *e vez pesketaet gant Breiziz an diou dredeienn* (6) *eus ar pesked krogennek paket gant pesketaerien Bro-C'hall hag Aljeria* (Cf. stagadenn I).

## Kameled, brasa porz grilheta Europa

Savet e penn ledenez Kraon, en eur bae goudoret a-walc'h ma ne deu stêr pe waz-dour ebet d'en em deurel ha da zousaat e zouriou, — ar pez a zo a bouez bras evit mirout beo ar pesked krogennek, — ken tost a-hend-all ouz skosellou ha kerreg diniver Enez Eusa, diouz tu ar gwalarn, hag ouz re Enez Sun, diouz tu [illegible]

(5) Embannet e vez bep bloaz gant an *Ti-moulerez Broadel*, Paris. Daoust m'eo aozet gant *Renadurez Pesketaereziou Ministrerez al listri-kenwerz* n'eus ket da fiziout re er feuriadou roet ennañ.

(6) Setu ar c'hementadou resis : Pouez : 70 % ; Talvoudegez : 65 %.

ar mervent, war ribl ar Mor Keltiek (7) paot ennañ ar grilhed-mor hag al ligistri, e hañvale e tonkadur Kameled dont da borz-grilheta bras. Pell e voe o klask e hent ha ne vije ket aet da vrasa porz grilheta Europa en deiz a hizio ma ne vije ket bet Kamelediz ar voraerien dispont hag ar besketaerien leun a ijin ma 'z int. Int-i eo o deus graet braster ha brud Kameled, ha dre labourat speredek ha kalonek evel m'o deus graet o deus roet eur skouer-veur d'an holl Vrezoned arall.

Da rei eun alberz eus talvoudegez Kameled, lavaromp nemetken e oa 215 bag-c'hrilheta ha legestreta stag ouz e borz er bloaz 1936, en o zouez 90 bag vras (ouspenn 26 tonellad) gant 5 gwaz hag eur mous war vourz pep unan anezo, 8 marc'hadour pesked krogennek (8), 45 magerez, an holl war zour nemet unan (9),

(7) Heulia a reomp amañ skouer *Bureo Gouiziegezel ar Pesketaereziou-mor* a verk bevennou ar Mor Keltiek evelhen :

« Emañ ar Mor Keltiek, eme e Rener, e mervent an Inizi Breizek hag e kornog toull-digor Mor Breiz. Bevennet eo gant aod kreisteiz Iwerzon, Mor Iwerzon, Kanol-mor Bristol, Kerne-veur, Mor Breiz ha Breiz. Diouz tu an dounvor ez echu ar Mor keltiek war ribl « uhelsichenn an douar-bras ». An ano-mañ, bet kavet gant Holt, a zo bet implijet gant va c'henlabourer Yann ar Gall ha ganin da envel ar rannvor ec'hon-se m'emañ ledan-meurbet uhelsichenn an douar-bras ha m'emañ goueledou pesketa a bouez bras darempredet gant pesketaerien Bro-C'hall ha Bro-Saoz. Anvet evel-se dre ma 'z eo an holl boblou o chom war aodou ar Mor Keltiek stag ouz ar skourr-gouenn anvet keltiek hag e komz c'hoaz an darn-vuia anezo yezou keltiek. *Revue des Travaux de l'Office Scientifique et Technique des Pêches Maritimes*, kevrenn IX, levrig 2, mezeven 1936, p. 152.

(8) *La Bret. Mar.*, p. 138. E 1936 e oa ivez eur c'henwerzerez savet gant ar besketaerien ; *La Langouste* a veze graet anezi.

(9) *Feur. ar Pesk.*, 1936, p. 160. Cf ivez stagadenn V.



betek 6.000 kilo a besked o vont e-barz ar re vrasa anezo.

A-hend-all setu amañ izeloc'h niverou pouez ha talvoudegez ar pesked krogennek tapet gant Kamelediz ha gwerzet en o forz e 1936 :

| | | |
|---|---|---|
| Ligistri | 86.796 k. | 1.263.050 lur |
| Grilhed-mor | 440.420 k. | 7.724.255 lur |
| En holl | 527.216 k. | 8.987.305 lur |

Ouspenn, Douarneneziz hag a ya war aod Maouretania da c'hrilheta o deus kemeret muioc'h-mui ar boaz da vont da werza o fesketaerez e Kameled.

Evel-se e voe gwerzet ganto er porz-se e 1936 215.965 kilo a c'hrilhed-mor glas a voe prenet diganto evit 2.368.280 lur.

A-ziwar an niverou emaomp o paouez degas uheloc'h e c'heller lavarout e *vez gwerzet e Kameled dre vras an drederenn eus ar pesked krogennek pesketaet gant Gallaoued hag Aljeriz hag an hanter eus ar pesked krogennek pesketaet gant ar Vrezoned nemetken.*

Tonennerez ar bagou enrollet e karter Kameled a zo aet war gresk abaoe diwez brezel 1914 betek 1931, o tremen eus 4.655 t. da 7.833 t. Anat eo dre-se en deus ijinerez ar grilheta graet berz eno goude ar brezel. E-touez ar bagou, ar re a zo o zonennerez etre 20 ha 30 t. eo o deus kresket ar muia, peogwir e oant teir gwech niverusoc'h e 1931 eget e 1920 (10). Kement-se a verk ez eo en em droet muioc'h-mui Kamelediz war-du ar grilheta pell.

Siouaz Doue n'eo ket aozet o forz diouz e dalvoudegez. N'eo ket goudoret a-walc'h ar bagou ennañ

(10) *Camaret sur mer* gant M. Lami, *Annales de Bretagne*, levrenn XLIII, 1937.

evel m'hen lakaas anat gwall-amzer miz genver 1939, a daolas war reier Feunteun an Aod ha war vili Stank ar Prad an diou vag vras « *Smiles* » ha « *Le Crieur* ». Panevet d'ar chadenn lakaet a-dreuz ar porz e vefe c'hoarvezet gwasoc'h c'hoaz.

Kroget e vo dizale moarvat gant rann genta al labouriou gwellaat divizet pell 'zo o veza m'o deus *Kuzul Meur* Penn ar Bed, ar *Gambr Genwerz* hag ar gouarnamant roet o asant ha votet ar 7.500.000 lur ret evit-se. Hervez ar roll-labour e vo savet eur c'hae-goudori e Feunteun an Aod gant eur c'hal stag outañ eur savenn-douar e sav-heol ar c'hae-se ha dounaet ar porz.

## Ar porziou all

Niverus ar porziou war aod Breiz ma kaver leges-tretaerien pe grilhetaerien. Ne c'hellomp nemet menegi ar re vrasa anezo. Setu int amañ :

Logivi, Porz-Even (e Pleraneg), Mogerieg (e Sibiril), Porsall-Gwitalmeze, Konk-Leon, Molenez, Kameled, Douarnenez, Enez Sun, Gwaien, Penmarc'h, ar Gelveneg, Leskoñil, Konk-Kerne, Plomeur, Enez Houad, Enez Heudig, h. a...

En darn vuia eus ar porziou-se, nemet Kameled ha Douarnenez, ar bagou a zo bihan a-walc'h (etre 5 ha 10 tonenn) ha ne besketaont koulz lavaret nemet war aodoù Breiz. Ouspenn ar grilhed hag al ligistri, e vez pesketaet alies eur pesk krogennek all. Evel-se en Enez Sun e vez pesketaet kalz a granked, dreist-holl e-kerz miziou mae ha mezeven hag er Gelveneg e vez pesketaet ar stok-lost e-pad ar goañv.

Koulskoude e-touez ar porziou meneget a-us hag



ouspenn Kameled ez eo ret ober eur meneg a ziforc'h evit Douarnenez en abeg d'he grilhetaerez pell, hag evit Gwaien a zo anezi eil porz grilheta Breiz. Ouspenn ar bagou stag ouz he forz, re ar C'hab ha Poullgwazeg a zeu da werza enni. E 1936 eo bet gwerzet e Gwaien 421.985 kilo a ligistri hag a c'hrilhed o talvezout 6.173.934 lur.

An darn vuia eus ar porziou emaomp o paouez menegi a zo dilezet. Ar bagou n'int ket goudoret a-walc'h enno ha n'int ket aozet da aesaat o micher d'ar besketaerien a sav klemm alies diwar o fenn (11).

FARNACHANAVAN

Eost 1939

*(da genderc'hel)*

(11) *La Voix du Marin*, 5 here 1936, Cf. ar pennad « Ne va-t-on rien faire pour les petits ports de pêche ? ».

## *EUR GAZETENN NEVEZ ?*

# "ARVOR"

Emañ ENSAVADUR BREIZ, a-unan gant GWALARN, e soñj sevel eur gazetenn sizuniek da stourm evit ar brezoneg.

Ar gazetenn-se, « ARVOR » hec'h ano, ne rafe politikerez ebet.

He fal a vefe :

*Rei da anaout petra eo ar brezoneg. — Lakaat anezañ da veza kelennet er skoliou. — Aoza ar c'helennerez-se. — Bruda al lennegez vrezonek. — Boaza ar vrezonegerien da lenn o yez.*

Setu amañ penaos e vefe kempennet :

*Kenta pajenn (galleg). — Pajennad stourm hag abostolerez evit ar brezoneg.*

*Eil pajenn (galleg). — Pajennad da rei kelou eus ar brezoneg, ar c'helaouennou hag al lennegez. Kenteliou brezoneg.*

*Trede pajenn (brezoneg). — Keleier bras ha bihan e brezoneg ar bobl.*

*Pevare pajenn (brezoneg). — Pennadou-diduella e brezoneg ar bobl. Eur gevrenn a-ratoz evit rannyez Wened.*

Kement hini a gar ar brezoneg, ne vern peseurt menoziou en deus diwar-benn ar politikerez, a c'hell ober eur vad dispar d'e yez o kas d'imp roll (anoiou ha chomlec'hiou) an holl dud a anavez hag a c'hellfe dont da veza lennerien ar gazetenn. Eun niverenn-skouer a vo kaset d'ar re-se.



# HUÑVRE AR GONTELL

(Brezoneg Eeun)

*Eun dlead striz eo d'imp anaout ha lakaat ar re all da anaout kontadennou ar Gelted. Eun dlead striz eo o lenn, nann evel n'eus forz pe gontadennou all, da gaout hor plijadur hepken, met o lenn gant evez, o klask kompren ar ster kuzet dindan ar geriou.*

*Gwir, ret eo d'eun den beza gouiziek a-walc'h war skridou koz ar Gelted evit ober an dra-se hep fazia. Lavaromp eta, berr-ha-berr, a-raok kregi ganti, petra a zo a bouez er gontadenn da heul :*

*1. Eur skouer muioc'h eo eus ar gredenn e talvoudegez an huñvre da zougen da dud an douar eur gourc'hemenn eus an neñv.*

*2. Eur skouer muioc'h eo eus eun huñvre, tra speredel ha danvezel war eun dro, — danzevel, peogwir e chom merkou *gwirion war he lerc'h : ar gontell hag ar *c'hantolor.*

*3. Eur skouer muioc'h, er barr-leziregez a gouez war Arzur, eus an digalon pe ar c'hleñvedou burzudus a gouez war ar *gadarnidi, da goulz pe goulz en o buhez.*

*4. Eur skouer muioc'h eus eur mevel, kaset a-raok e vestr, e-giz kannad, d'eur vro dreistdouarel, arvarus, hag o tont en-dro gant eur merk (amañ ar c'hantolor) o tougen testeni eus e *gannadiez.*

*Ar gontadenn-mañ eo an hini genta er romant gallek, « Peredur ar C'hembread pe Gontadenn ar*

*Graal », miret en eun dournskrid eus ar 16-vet *kantved, adskrivet diouz eun dournskrid kalz kosoc'h, eus an 13-vet kantved. Ret d'al lenner kaout soñj emañ « an danvez breizek », evel ma lavarer, skignet e skridou savet en holl vroiou, koulz lavaret, eus Iwerzon betek Iran ; hag ez eus labour bras dirazomp, pa rankimp studia, trei ha *burutella an holl skridou-se a-benn adsevel e brezoneg hol lennegez kollet.*

*R. H.*

Arzur, ar roue mat, — evel ma lavaran d'eoc'h — a oa galloudus hag a grede start en Aotrou ; ha meur a zarvoud brudet a c'hoarvezas en e lez ; hag eno edo an Daol *Grenn, ma azeze en-dro d'ezi gwella marc'heien ar bed.

Goude maro e dad, Arzur a renas an doare-buhez uhela a voe gwelet gant eur roue biskoaz, hag an holl *dierned a gemere skouer diwarnañ.

Evel-se e-pad dek vloaz.

A-benn dek vloaz, setu ma kouezas warnañ eur barr-leziregez a reas d'ezañ koll ar blijadur en doa bet oc'h ober vad. Ha ne fellas mui d'ezañ derc'hel e lez, na da Nedeleg, na da Bask, na d'ar *Sul Gwenn.

O welout se, *marc'heien an Daol Grenn a yeas kuit hep dont en-dro ; hag eus an tri-ugent marc'heg ha tri-c'hant a oa kustum da veza en e lez, ne chome bremañ nemet eur pemp warn-ugent d'ar muia ; ha ne c'hoarveze mui *darvoud ebet.

Gwenevar, ar *rouanez, a oa ken nec'het ma ne ouie ken digant piou goulenn ali na petra ober evit herzel.



Amañ e tigor an istor-mañ.

D'ar *Yaou-Bask e oa. Edo ar roue e Kaerleon. Savet e oa diouz taol, hag edo o vont-dont eus eur penn d'ar sal d'egile. Setu ma welas ar rouanez azezet en eur prenestr.

Mont d'azeza en he c'hichen a reas, ha sellout ouz he dremm. Edo an daerou o koueza diouz he daoulagad.

« Itron, » eme ar roue, « perak e ouelit ? »

« Aotrou, » emezi « mar gouelan, n'eo ket hep digarez e ran. Ha c'houi kennebeut, n'hoc'h eus ket digarez da veza laouen. »

« Laouen n'oun ket, » emezañ.

« A zo mat, » emezi. « Gwelet em eus, e deiziou evel hemañ, eur bern marc'heien o tont d'ho *lez, a-boan ma c'helled o niveri. Hizio ne chom nemet eur bagadig, ma'z eo eur vez. Ha ne c'hoarvez mui darvoud ebet. Aon am eus ; rak dilezet oc'h bet, a gredan, gant Doue. »

« Gwir e lavarit, » eme Arzur. « Ha ne ran mui netra da greski va brud ha va enor. Gwan eo deut va c'halon. Ha gouzout a ran emaoun o koll va marc'heien ha karantez va mignoned. »

« Aotrou, » eme ar rouanez, « ha pa vije me, ez ajen da chapel ar C'hoad Gwenn, ha na c'hell beza kavet nemet dre zegouez hag arvar. Ac'hano e tistroer gant ar c'hoant da ober vad. Rak ouz den ne vez nac'het gant Doue eur bedenn graet a galon leal. »

« Itron, » eme ar roue, « mont a rin. Kement-se am eus klevet ivez e meur a lec'h ma'z oun bet. »

« Aotrou, » emezi, « gwall risklus eo al lec'h-se, ha gwall arvarus ar chapel. Met al *lean doujusa a

zo e Kembre a zo o chom e-kichen ar chapel-se, hag eno ne vev mui nemet da enori an Aotrou Doue. »

« Mont a rin, » eme Arzur, « va-unan-penn, hep *floc'h ebet. »

« Kemerit, » emezi, « eur marc'heg ganeoc'h hag eur floc'h. »

« Ne gredan ket, » emezañ, « Re arvarus eo al lec'h, ha seul vuioc'h a dud e vezer, seul nebeutoc'h a zarvoudou a c'hoarvez. »

« Eur floc'h a yelo ganeoc'h, » emezi, « rak an dra-se a fell d'in. »

« 'M eus aon e vo eun dra fall, » eme Arzur.

War se, sevel a reas, hag o sellout dirazañ, e welas eur paotr bras kaer kreñv yaouank, hag a oa Gaons mab Owen Vrec'h e ano.

« Itron, » emezañ d'ar rouanez, « gant aotre diganeoc'h, ar paotr-mañ a gemerin. »

« Aotre ho po, » emezi, « laouen ; rak eur paotr kalonek eo, war am eus klevet. »

Ar roue a c'halvas ar paotr. Hag heñ da zont ha da zaoulina dirazañ.

« Sav, Gaons, » eme Arzur. « Chom a ri da gousket amañ, er sal-mañ. Taol evez ma vo prest va marc'h ha va armou da *darz-an-deiz. »

« Hag e rin, aotrou, » eme ar paotr.

D'an abardaez, ez eas ar roue hag ar rouanez d'o gwele. Ar varc'heien a yeas d'o c'hambrou. Ar floc'h hepken a chomas er sal. Met ne felle ket d'ezañ tenna e zilhad nag e votou, gant re verr ma vije an noz, war a grede ; ha c'hoant en doa da veza prest antronoz da ober gourc'hemenn ar roue.

Edo astennet en doare-se, ha dre e gousk kenta, setu ma kredas d'ezañ e oa aet kuit ar roue en e



raok e-unan-penn. Ken spontet e voe ar floc'h ma'z eas kerkent da *zibra ha da *rañjenna e varc'h, hag heñ, o veza lakaet e *gentrou ha kemeret e *gleze, er-maez eus ar c'hastell buan-ha-buan war-lerc'h e vestr.

Goude eur pennad hir ez eas e-barz eur c'hoad bras, hag eno e welas roudou marc'h ar roue. O heulia ar roudou-se, e teuas betek eur park, ma kredas d'ezañ e oa diskennet Arzur. En tu dehou e oa eur chapel e-kreiz eur vered, kalz beziou enni. Da zor ar chapel ez eas, hag eno lammat d'an douar, o soñjal e tlee beza e vestr eno o pedi.

Pa'z eas e-barz ar chapel, koulskoude, ne oa den ebet, nemet eur marc'heg maro astennet e-kreiz en eun arched, goloet gant seiz, ha tro-war-dro pevar *filed-koar e kantoloriou aour.

Souezet e voe ar floc'h o welout ar c'horf-se e-unanpenn, ha souezetoc'h c'hoaz pa na gave ket ar roue Arzur. Tenna a reas unan eus ar piledou-koar diouz ar c'hantolor, hag o kregi en hemañ, e lakaas anezañ etre e vorzed hag e vragou. Neuze mont kuit eus ar chapel, sevel war gein e varc'h, treuzi ar vered hag ar park, ha mont er c'hoad adarre da glask e vestr.

Hag evel ma heulie eun hent bihan, setu o tont dirazañ eur gwaz du ha divalo, brasoc'h, hag heñ war e droad, egetañ war e varc'h. Eur gontell vras ha lemm a oa gantañ en e zourn, diou *valvenn d'ezi, war a seblante d'ar floc'h.

« Ha gwelet hoc'h eus ar roue Arzur er c'hoadmañ ? » eme ar floc'h d'ar ramz.

« N'em eus ket, » a respontas ; « c'houi, koulskoude, am eus gwelet, ha n'oun ket nec'het a se, rak aet oc'h diouz ar chapel evel eul laer hag eun

trubard. Emaoc'h o kas ganeoc'h ar c'hantolor aour lakaet da enori ar marc'heg a zo astennet maro er chapel. Ha ma ne fell ket d'eoc'h e rei d'in en-dro hep mui dale, emgann a vo etrezomp. »

« Ha na rin ket, » eme ar floc'h ; « gwelloc'h ganin e rei d'ar roue Arzur. »

« Dre va feiz, » eme egile, « kousta a ray d'hoher ! »

Ar floc'h a roas kentrou d'e varc'h, o kredi e vije gouest da dremen. Met ar ramz a zeuas buanoc'h egetañ : skei a reas e gontell en e *gostez kleiz ken na sankas betek an *dournell.

War se e tihunas ar floc'h, — hag heñ e kastell Kerleon o huñvreal kement-se, — hag e c'harme a vouez uhel :

« Harp d'in ! emaoun o vervel ! »

Ar roue hag ar rouanez a glevas, ha paotr-ar-gambr a savas en eul lamm, o lavarout d'ar roue :

« Aotrou, poent eo d'eoc'h mont kuit, rak deiz a zo anezi. »

Arzur a voe gwisket d'ezañ e zilhad hag e votou.

E-keit-se, edo ar floc'h o c'harmi ken kreñv ha ma c'helle :

« Klaskit d'in eur beleg ! O vervel emaoun ! ».

Ar roue a yeas en e gichen ken buan ha ma c'hellas, ar rouanez ha paotr-ar-gambr o tougen gouleier war e lerc'h.

« Petra 'zo ? » eme ar roue.

Ar floc'h a gontas d'ezañ ar pez a oa c'hoarvezet.

« Neuze, » eme Arzur, « ne oa nemet eun huñvre ? »

« Eun huñvre, ya ; met eur wall huñvre, gwasa huñvre a c'hell beza ! Rak, siouaz, deut eo da wir ! »



Hag e savas e vrec'h kleiz.

« Sellit, aotrou, » emezañ, « sellit : ar gontell aze, sanket betek an dournell. »

Goude se e lakaas e zourn d'e vragou hag e tennas ar c'hantolor er-maez.

« Aotrou roue, » emezañ, « kemerit ar c'hantolor-mañ a goustas d'in ar vuhez. »

Arzur a gemeras ar c'hantolor, souezet-bras, rak pinvidika kantolor n'en doa gwelet biskoaz. E zis-kouez a reas d'ar rouanez.

« Aotrou, » eme ar floc'h, « na lamit ket ar gon-tell diouz va c'horf ken d'in da veza bet an *absol-venn. »

Galvet e voe eur beleg, kofeset ha *nouet ar floc'h. Arzur a lamas ar gontell diouz ar c'horf, hag e nijas kuit an ene.

Glac'haret kalz e voe Owen Vrec'h gant maro e vab. Beziet e voe Gaons gant enor. Ar c'hantolor a voe lakaet, dre urz Arzur, en iliz Sant Paol e Lon-drez, hag a oa nevez savet, hag eno e voe lavaret eur bedenn evit ar floc'h a oa marvet en abeg d'ezañ.

**Eost 1939**

Notenn. — Da heul an huñvre-se, kompren a ra Arzur ez eo gourc'hemenn an neñv ez afe e-unan-penn d'ar C'hoad Gwenn.

SUSINIO

*Da glemm, o Mut, em gwele tomm,*
*â Lorc'hus, e braouac'h an noz*
*du-dall, ahont, e-tal an donn,*
*em izili a sil anhun*
*da estrenvan...*

*Ramzel, â Zismantrou ! Dibrenestr, ha disto,*
*Susinio, Susinio, dihentet war da c'heun,*
*keid-all, er riou du-dall, allas ! ha fall,*
*piou nemedoun, â Zilezet, a soñj ennout,*
*allas ! henoz ?*

*C'houirinet ar C'hivioul, e penn e virc'hed goañv !*
*N'eo ket o zalabao a c'holoio em c'houn*
*da hirvoud doun ;*
*na dour a-builh Bugul yud ar c'houmoul*
*hag e anoued.*

*Tommheoligou 'vo c'hoaz war da durumell, ya !*
*Pa suto ar vilfid er c'hili glas, pa hinono.*
*Ha te, skinus, â Susinio, d'an heol e tasorc'hi.*

Y. DREZEN
Here 1940.



## *Iwerzon*

# " Matez ar Rouanez "

gant F. F.

Emañ *Maud Gonne Mac Bride* o paouez embann eul levr eñvorennou anvet « *A Servant of the Queen* » (1), ar rouanez o veza Iwerzon evel just. Eur pikol levr eo, ennañ diou luc'hskeudenn, unan o tiskouez eun « *eviction* », eben o tiskouez penn Maud Gonne hec'h-unan. Eur penn bamus, e gwirionez, speredek-dreist, d'ezañ eur gened dibar. Kredi a rafen a-walc'h e oa evel-se ar rouanez Mev eus Konnac'ht.

Al levr a zo displeget ennañ buhez Maud Gonne abaoe he ganedigez betek ar poent ma timezas gant Yann Mac Bride er bloavez 1904. Eun druez eo n'eo ket aet pelloc'h ar skrivagnerez, kement a zarvoudou talvoudus ha dudius o veza c'hoarvezet goude.

Ne vo ket kavet, moarvat, en he levr pez a c'hortozer. Ne vo ket kavet ennañ, da skouer, studiadennou savet mat diwar-benn al « *Land League* » pe ar « *Gaelic League* ». He buhez eo goude holl, ha souezus a-walc'h e voe. Evidoun-me, ne garan ket kalz ar pennadou kenta ma tezrevell enno he bugaleaj hag he yaouankiz, re varzel ez int marteze, re dener, re « bugel spontus » ivez. He zad a oa eun Iwerzonad en arme, he mamm eur Saozez. Goude o maro ez eas da

(1) Gollancz, Londrez, 1938, 10/6.

veva gant he c'herent saoz. N'en em glevas ket ganto, avat, hag ez eas da foeta-bro, hizio e Bro-C'hall, warc'hoaz e Turkia pe e Rusia. E Bro-C'hall e kejas ouz Millevoye (mab bihan ar barz) ha dre hanterourez hemañ ouz ar jeneral Boulanger. Ar pennadou-se ma vez meneg enno eus eun emgleo etrezi ha Millevoye ma oa ar pal anezañ dishuali an Alzas-Loren hag Iwerzon war eun dro ha sorbiennou e-giz-se a zo hegasus a-walc'h. Re heñvel int ouz romantou Per Benoit.

Kemma a ra al levr, avat, pa deu en-dro Maud Gonne da Iwerzon evit labourat. Penaos, avat ? Ne ouie ket. Klask a reas. Dieub e oa. He c'herent o doa lezet madou d'ezi ha d'he c'hoar, peadra da veva dibreder. Bez' e c'helle eta en em rei penn-kil-troad ha spered da Iwerzon. Mont a reas da Dir-C'honaill da welout an dud a argased neuze diouz o ziez. Pebez pobl e oa an Iwerzoniz-se : tud doñvaet evel loened, paour-raz ha ken kaer o ene daoust d'o reuzeudigez. Tud hep ti nag aoz o kousket a-hed an hentou pe er meneziou, rediet da laerez evit debri hag en em domma. Pa vezent paket gant ar polis, barnet gant o ferc'henned en eur yez na gomprenent ket. Maud Gonne a welas an holl draou-se hag e voe mantret he c'halon. Koueza a reas klañv hag ez eas da greisteiz Bro-C'hall d'ober en-dro he yec'hed. Neuze eo e skrivas he c'henta pennad-skrid e galleg ma tezrevelle ennañ an traou euzus edo o paouez gwelout en Iwerzon. Nebeut goude e rae he frezegenn genta e Paris. Kavet labour he buhez ganti !

Eur vaouez tener he c'halon met youlet-kreñv ivez e oa Maud Gonne. Dont a reas a-benn da lakaat frankiza Iwerzoniz lakaet en toull-bac'h abaoe bloaveziou hag a oa dilezet gant an holl ha se dre forz skriva ha prezeg diwar-benn ar galeou saoz.

Maud Gonne a zerede e pep lec'h ma oa ezomm anezi. Mont a reas da vro-Gonnac'ht pa oa an naonegez oc'h ober he reuz e kontelez Mouïo. An dud diviet en em denne en o ziez-soul da vervel. Ar Saozon a roe profadou dister, ya, gant ma labourfe an dud da sevel hentou na gasent da nep lec'h. Petra vern, avat ! N'eo ket mat rei arc'hant hep kaout labour en-dro. Graet e oa diouz ar Mad eta. Maud Gonne a yelas da welout ar merc'hed en o ziez hag ar wazed war o labour. Rei a rae kalon d'an holl. Prezeg a rae ar stourm. Skigna a rae paperennou skrivet ganti ha gant Conolly. — Doue d'e bardono ! — ma oa erbedet d'an dud laerez ma oa ret an dra-se d'ezo da videt o buhez ha hini o bugale. Sevel a reas eur vodarout o buhez ha hini o bugale. Sevel a reas eur vodadeg vras daoust d'ar Saozon. Goulenn a reas ma vije daougementet ar profadou-pemdeziek, ma vije paeet an dud da labourat o farkou, ma vije roet avalouan douar d'ezo da blanta. Dont a reas an trec'h ganti pa c'hourdrouzas d'ar pennou-bras lakaat an dispac'h er c'horn-bro-se pell diouz ar c'hêriou ha diouz ar c'hazarniou. Ar pennou bras a blegas.

Kalz traou dudius a c'hellfe beza meneget amañ c'hoaz : penaos e labouras en Amerika, penaos e veze heuliet gant spierien, penaos ne oa ket an I.R.B. ar gevredigez kadarn a lavarer, penaos e oa Yeats, ar barz brudet a zo o paouez mervel, eun ezel anezi en e yaouankiz...

Eur c'haer a levr ma kaver displeget ennañ buhez eur vaouez hael ha kalonek.

F. F.
Eost 1939

AR C'HELOU MAT

*Dall, pe diwel da zaoulagad ?*
*Va breur, n'hon anavezez ken ?*
*Ni eo a zeue sioul davedout e skeud*
*An noz o tiskenn 'barz an ti.*

*Ha bouzar out, va breur ? N'hor c'hlevez ken ?*
*Dianav d'it eo deut hor mouez ?*
*Ni eo a vouskane d'it gant ar glao*
*Hag an avel ez kambrig yen.*

*Ni eo, ieuziou Breiziz an amzer gent.*
*Te 'oar, va breur, te 'oar*
*Perak e livrin hon divoc'h ouz an heol,*
*Perak e trid hor c'han war ar maeziou bras.*

ROPARZ HEMON.

25 Eost 1940.



# ADEMBANN "BARZAZ BREIZ" ?

gant Kerlann

Pa vo kelennet ar brezoneg er skoliou, e vo ret ivez lakaat etre daouarn ar studierien yaouank eul levr a bouez evel Barzaz Breiz. Hennez a vo al levr klasel a studior er skoliou etre, hep mar, a-gevret gant ar Mabinogion troet e brezoneg. Dalc'hmat eo bèt studiet Barzaz Breiz e-keñver an droidigez c'hallek. Rouez an dud o deus taolet eur sell piz ouz ar brezoneg anezañ, an danvez end-eeun a fell d'eomp e vije pleustret warnañ. Ha koulskoude, pebez trugar d'ar re hen gra ! Awenet-holl, war o hed, gant ar spered breizat, n'eus ket gwelloc'h eget ar c'hanaouennou-se evit degas en unan ar garantez-vro, evit rei naon d'ar yaouankizou ouz ar brezoneg. Gouzout a ran e vo ano gant meur a hini eus « tabut Barzaz Breiz », eus brezoneg fall Kervarker, hag all, hag all... Nag a damallou. Padal e ouzon ervat e vo sevenet va mennad deiz pe zeiz : studiet e vo ar Barzaz e skoliou Breiz.

◆

Kervarker en deus graet gant doare-skriva Ar Gonideg. Ha mat e vefe adembann e bennoberenn heñvel ? Ne gav ket d'in. Ha talvoudus e vefe trei e rakskridou, e « arguments », hag e notennou hir ? Ne gredan ket. Ar pez a vefe da embann avat eo ar skrid brezonek, hag heñ hepken, e lizerennou-moul brazik a-walc'h, reizet diouz ar reizskrivadur e boaz bremañ

gant koulz lavarout an holl. War-lerc'h pep kan e vefe notennou puilh, diskleriaduriou fraez (1).

Pouezus-bras eo sevel seurt notennou. Brezoneg Kervarker a zo digomprenus meur a wech, dre m'en deus klasket lakaat geriou koz da adveva, dre m'en deus silet amañ hag ahont geriennou kembraek, pe ijinet zoken eun nebeudig geriou nevez, kuit a implij geriennou re c'hallek. Faziennou en deus bet graet ivez. Arabat ankounac'haat e oa ar brezoneg en e amzer eun dachenn peuz difraost. Deski en doa ranket ober ivez, evel pep hini ac'hanomp. Bouedenn e labour avat a zo tra ken saourus, ken c'houek d'eur galon vreizat, ma chomo hor mibien estlammet-holl a-wechou dirak ar c'haerderiou anezi. A dra sur, adsevel e Breiz e-touez ar yaouankiz eur spered nevesaet, stummet diouz hini hor c'hentadou, a zo ar pal penna da dizout, hag evit se n'eus ket par da studi emskiantek Barzaz Breiz.

KERLANN
Here 1940

(1) Diwar vremañ e kinnigan kregi gant al labour. Notennou am eus-me savet a-zivout ar yez ; da glokaat e vefent, hag evit se ezomm a zo eus skoazell eur mailh war ar c'hembraeg. Furchal e geriaduriou 'zo a vefe da ober ivez.



# EUR STUR D'AN ENE

gant Roparz Hemon

(Brezoneg Eeun)

## 1

An den a studi istor kement stourm a zo bet graet da gemma tra pe dra en urz ar *gevredigez (sevel pe adsevel eur yez, eur vro, eur bagad politikel, eur relijion, hag all) a oar e teu atao an trec'h dre labour eun nebeut tud, eun nebeudig tud hepken.

An dud-se, — ar renerien, — a zo kresket o *fersonelez ken uhel ma'z int deut a-benn eus o enebourien, hag, a zo diaesoc'h c'hoaz, deut a-benn eus leziregez o heulierien.

Arabat d'imp eta koll kalon o welout n'emañ ket c'hoaz holl dud ar vro-mañ a-du gant hor menoziou. Niver ar Vreiziz *emskiantek, hag heñ bihan-tre, a zo bras a-walc'h. Pez n'eo ket bras a-walc'h eo, en o mesk, niver ar re a zo d'ezo eur bersonelez kreñv, gouest da dalvezout kalz er stourm.

## 2

Gouest da dalvezout kalz er stourm, a lavaran. Rak meur a zoare a zo da greski ar bersonelez : lenn *barzonegou, deski ar steredoniez, pe al loenoniez, pe al latin, nerzekaat e yec'hed, beaji, chaseal, setu aze darn anezo. Talvoudus int holl, mui pe vui, d'an

den e-unan. N'eo ket lavaret, koulskoude, e vefent holl talvoudus d'ar re all.

3

Kreski ar bersonelez e-keñver Breiz, e-keñver ar stourm breizek, aze emañ an dalc'h evidomp.

Kreski ar bersonelez, eun dra eo a c'hell beza desket, hag a vo desket ganit, lenner, mar karez.

Penaos e vez desket ?

Setu :

1. Ar c'hoant-deski, ar pouezusa-holl (1).

2. Deski derc'hel stur e ene ; da lavarout eo, dreist-holl, derc'hel stur e faltazi. Ar sturierez-ene a zo eur skiant evel ar re all, nemet ne vez ket desket er skoliou. Tro hor bo da gomz hiroc'h war ar poent-se e Gwalarn. Met hizio e c'hellan displega, dre vras, petra eo :

A) Skuba ar spered diouz eur bern faltaziadennou a ra d'imp kredi ez eo hon enebourien kalz kreñvoc'h eget ma'z int, pe a ra d'imp gwelout harzou a bep tu, harzou ha n'eüs ket anezo e gwirionez. Darn eus Breiziz emskiantek an amzer-mañ a chom a-hed o buhez evel-se en eur prizon, faltaziadennou hepken oc'h ober ar mogeriou anezañ.

B) Dont da gompren ez omp, pep unan ac'hanomp, diou wech, dek gwech zoken galloudusoc'h eget ma kred d'imp ; hag e c'hellomp, hep poan, beza galloudusoc'h c'hoaz.

(1) Evit tud 'zo, a-walc'h ez eo. Gant ar re-se, n'eo ket eur c'hoant, eur sec'hed eo ; sec'hed d'ar galloud, ken kreñv ma tarz ar galloud dioutañ. Nijal a reont d'ar pal en eun taol. An darn vuia ac'hanomp a rank, koulskoude, mont goustad, pignat pazenn-ha-pazenn.



K) Deski tamm-ha-tamm ober gant hon nerz evit mad Breiz, hep ober gaou ouzimp, ha penn-da-benn diwar goust hon enebourien.

An darn-mañ eus ar sturierez-ene, — zoken ma reer goap ouzin, — n'oun ket evit he skeudenni gwelloc'h eget dre lavarout ez eo eur « jiu-jitsu » speredel, ha na c'hell ket, evel « jiu-jitsu » ar c'horf, beza desket hepken diouz al levriou. Kalz anezi, evit gwir, a c'heller lakaat dre skrid. Met traou 'zo a rank tremen a c'henou da c'henou, *hiboudet gant ar mestr d'an *diskibl e pleg e skouarn.

4

Berr-ha-berr, e rank pep hini sevel dreist d'ezañ e-unan da c'hallout gounit an trec'h. Gwella doare da sevel dreist d'ezañ e-unan eo deski derc'hel stur e ene, eun danvez-studi ha na c'houlenn nemet eun tammig evez hag eun tammig fiziañs.

ROPARZ HEMON

Eost 1939.

KORMAK MAB KOULENNAN A GANE :

*Tiern ar C'hevrin meur, ha mont a rin,*
*Goude sonerez flour ha goubenner blot,*
*Ha mont a rin war vur ar Mor bras,*
*'N eur drei kein da vro ar c'havell ?*

*Ha mont a rin e paourentez ar gad,*
*Dre c'halloud va Ziern, va Ziern difaezus,*
*Hep enor splann, hep va c'harr-brezel,*
*Hep aour nag arc'hant na va marc'h ?*

*Ha strinka 'rin va bagig du*
*War bronnou ledan ar Meurvor ?*
*Tiern an Neñvou skedus, ha mont a rin*
*A-barfeted war an Donn ?*

*Pe ledan pe striz e vo va bag,*
*Pe stank pe rouez va c'henverdeourien,*
*Va Ziern, ha va skoazella 'ri-te*
*Pa gejo gant ar Mor taerus ?*

*Diouz an iwerzoneg koz*

*Gwengolo 1940.*



# DIWAR-BENN BRO-DANMARK

gant P. Denis

Uhel-bras eo deskadurez ar bobl e Bro-Danmark. 600.000 bugel, — da lavarout eo, 16 dre gant eus an 3.700.000 a dud, — a ya e skoliou ar c'humuniou pe ar stad, 5.000 an niver anezo. E diou skol-veur ar vro, e Keubenhavn hag en Orhus, niver ar studierien enskrivet bep bloaz a zo war-dro 4.000. Ar skoliou-mistri a stroll 800 a skolaerien da zont. Kantadou a ijinerien a zeu bep bloaz er-maez eus ar « *Polytek-nisk Skole* » krouet gant ar c'havadenner brudet Œrsted. Bez' ez eus ouspenn kalz a skoliou dibar : studiadennou uhel ar c'henwerz, micherel, hag all. Menegomp c'hoaz skoliou uhel ar bobl, hentet dreist-holl gant tud yaouank diwar ar maez. An 60 skol strewet bremañ war ar vro a zegemer war-dro 7.000 diskibl bep bloaz. Al labourerien-douar, 3.000 an niver anezo bep bloaz, e 22 skol, a denn gounid diouz an enklaskou diweza graet e Keubenhavn, e Skol-Veur Roueel ar Vezegiez-Loened hag al Labour-Douar. Setu amañ eun urziadur gwerinelezek eus ar c'helennerez.

Bez' ez eus ivez eun urziadur all, a bouez bras, hini an Tiez-Levriou. Emañ an hini brasa e Keubenhavn, al Lenndi Roueel. Re all a zo diazezet er rannvroiou : lenndiou ar c'humuniou (1.600 o niver), lenndiou ar micheriou, lenndiou evit ar vugale, hag en diwez, al lenndiou-pobl paeroniet gant ar Stad.

E Bro-Danmark e lenner ivez kalz a gelaouennou : eur gelaouenn bemdez evit tri annezer.

Niver an ardivinkou-skingomzerez diskleriet a glot ouz 18,1 dre gant eus ar boblañs, da lavarout eo, ez eus eun ardivink evit pemp den. Ar pellgomzerez a zo ivez skignet kalz : eur pellgomzer evit pemp den e Keubenhavn ; unan evit dek er vro a-bez (E Breiz-Veur, pevar evit kant den ; e Bro-C'hall hag Aljeria, tri evit kant ; en Italia, unan evit kant).

P. DENIS.

Eost 1939.

---

**PA SAVIT EUR SKRID EVIDOMP :**

1. Skrivit mat.
2. Skrivit war eun tu hepken eus ar bajenn.
3. Lezit eur riblenn ledan e tu kleiz ar bajenn.
4. Displegit an traou berr ha fraez.
5. Na skrivit ket hiroc'h eget diou bajennad ma c'hellit.
6. E penn ar skrid, en tu kleiz, merkit berr ha berr diwar-benn petra ez eo savet.
7. Na veskit ket traou disheñvel en hevelep skrid.
8. Skrivit hoc'h ano, ho chomlec'h hag an deiziad.
9. Sinit.



*Lennaduriou*

# AR " BULLETIN DIOCESAIN "

Menegomp d'hol lennerien eun niverenn a bouez eus ar gelaouenn-se, gouestlet da studi istor ha hendraouriez eskopti Kemper ha Leon.

Niverenn Mae-Eost eo. Enni e kavomp dastumet kanaouennou brezonek eus an 18-vet hag an 19-vet kantved, hag evit echui, eur gontadenn dispaket-brao, e gwerzennou brezonek flour, gant rener ar gelaouenn, an Aotrou Chaloni Perennes. An niverenn a-bez a zo dediet da eñvor Gervarker.

Ar c'hanaouennou, 11 en holl, a zo disheñvel-kenañ ; 6 anezo a zo tennet diouz an dastumad Penngwern, 5 diouz an dastumad Ledan.

Setu amañ re an dastumad Penngwern : *Cantic Sant Paul ; Ar Paper Timb* (hemañ brao-dispar) ; *Emgann Sant-Cast* (nebeutoc'h brao : disheñvel-krenn diouz ar ganaouenn embannet e Barzaz Breiz) ; *An Den Koz Dall* (kaer-eston, savet pe reizet hep mar ebet gant unan eus aozerien Barzaz Breiz) ; *Ar Beorien* hag *Ar Gonnar* (iskis-tre o-diou).

Re an dastumad Ledan n'int ket koulz hag ar re all e-keñver al lennegez ; e-keñver an istor ez int dreist d'ezo marteze : eun dudi eo lenn *Chanson ar Peoc'h*, savet en enor Bonapart.

Yez an holl ganaouennou-se a dalvez ar boan beza

studiet-piz. Skoazellet eo bet an Aotrou Perennes en e labour-diskleria gant an Aotrou Nedelec, kenrener « *Studi hag Ober* ».

Setu amañ eun nebeut eveziadennou :

P. 110 : e-lec'h « *gouervi* », e lennfen kentoc'h «*gouenvi* » (gweñvi).

P. 140 : « *Alies, en eur fest euret,*
*Ar guin a rancac'h diouerel :*
*En hemvel zo mucqen breman,*
*E lipit franqic anezan* ».

An Aotrou Perennes a lak eur pik-goulenn a-dal d'an trede gwerzenn. D'am menoz, « *hemvel* » a dle beza « *emwel* », da lavarout eo ar weladenn, ar « *gwelou* » graet a-raok an eured gant an den yaouank da di ar plac'h yaouank ; « *zo mucqen* » a dle beza « *zo-mui-ken* », da lavarout eo, « *zoken* ». (E dournskrid de la Marche, eus derou an 18-vet kantved, e lennan, p. 239 : « *ne liuirin quet somuyquen an distera coms euit en' em meuli va hunan* ».

Ar pennad, e brezoneg hizio, a vefe :

« *Alies, en eur fest eured,*
*Ar gwin a rankec'h diouerel ;*
*En emwel zo-mui-ken bremañ,*
*E lipit frankik anezañ* ».

P. 144 : ar ger « *asteyou* », pe gentoc'h « *a-steiou* », a dalv kement hag « *a-vern* », « *e-leiz* ». Eur skouer all eus ar ger-se a roan em Geriadur Bras Brezonek-Gallek.

R. H.

Eost 1939.



# Eus Bro an Tarz-Heol

## gant M. G.

Daoust m'o deus Japaniz resevet eus Sina an arouezïou-skritur, ha m'int bet stummet gant al lennegez hag ar menoziou a zegasent, o deus miret o speredegez-int. Disheñvel a ouenn, disheñvel gant o yez (liesvoueziadennek he geriou), ez int chomet ivez disheñvel en o doareou.

Gallout a reer teurel war Japaniz pez a vez displeget gant prederourien Bro-Sina diwarbenn elfennou ar bed : Pep tra er bed, emezo, a zo diwar unvaniez eun elfenn « par » hag eun elfenn « parez ». Evel-se e speredegez Bro-Japan e welan eun tu gourel hag eun tu gwregel, an eil hag egile o vont end-eeun betek o barr uhela, hag o 'n em rei eur c'hempouez souezus.

*
* *

An tu gwregel en ene an den eo kement a zo tenerded, blizidigez, geriou goloet ha gwidre, habaskter.

Ar bleuñv a gar Japaniz, evel ne ra pobl all ebet muioc'h. En o brasa goueliou emañ Gouel ar C'herez e bleuñv, a dalv d'ezo da ouel an nevez-amzer. Etouez o arziou bras o deus lakaet, en tu-hont da arz al liorzou, hini an obererez bokedou. Hag hemañ o kaout reolennou striz ha diaes, pep bleunienn o veza eur ster hervez he furm, he liou, he c'houez. Ma teu tre eun den da weladenni, ne c'heller ket ober enor brasoc'h d'ezañ eget degas bleuniou d'ezañ hag e bedi da sevel eur boked : se 'zo lavarout d'ezañ ez eo den blizidik ha gouiziek.

O lemmder-spered a zo anat en o barzoniez, a gemer alies eur stumm tost d'an divinadenn, stumm peziou bihan gwall-skoemp o zalvoudegez evit tud reboellek Europa. An doareou-barzoneg boazeta eo an Tanka hag an Haikai.

An Tanka, an hini kosa, a zo eur varzoneg 5 gwerzenn : 5, 7, 5, 7 ha 7 moueziadenn (silabenn) enno, en holl eta 31 moueziadenn. Setu amañ unan da skouer, aes d'imp da gompren :

'Vit 'n hini na zeu...
'Vel ar bezin o tevi
E peoc'h ar pardaez
War ribl traezenn ar gortoz,
E peurzevan me ivez.

An Haikai a vez 3 gwerzenn anezi, 5, 7, 5 moueziadenn enno, 17 moueziadenn en holl. Da ziskouez gwiridigez Japaniz ouz traou an natur, setu eun Haikai savet gant Isa, war a lavarer pa oa o paouez koll e vamm :

Ganin-me
Golveni emzivaded,
Deuit da c'hoari.

Ar Voudaadegez moarvat he deus desket da Japaniz an azaouez-se a zougont da gement natur evel d'eun dra sakr. N'eo ket dibaot en o lennegez oberou kaer-kenañ eus menec'h boudaat, evel Basho. Digantañ eo an haikai-mañ.

Dihun, a ! Dihun,
Hag e vi keneilez d'in,
Balafenn a hun.



Ha setu ma teu d'in da goun, o skriva, an haikai ar burzudusa he finvidigez am eus lennet biskoaz :

Ludu war an tan ;
War an ti, golo an erc'h ;
War ar bed, kreiznoz.

Blizidigez ken skoemp, geriou goloet, am eus lakaet da berziou gwregel. N'eo ket eur souez eta mar kavomp merc'hed e-touez brasa skrivagnerien Bro-Japan : Mourasaki Shikibou gant he « Romant Genji », ha Sei Shonagon gant « Notennou ar Goubenner », a zo bet embannet arroudou dioutañ e Gwalarn gant Roparz Hemon.

*
* *

Eul lodenn vat eus ar spered gwregel-se a zo kumun etre Japaniz ha Sinaiz. Marteze ne vije ket diwanet ar spered-se en Impalaerded an Tarz-Heol, anez da levezon Impalaerded ar C'hreiz. N'ouzon.

Hogen pez a ra diouer da Sinaiz eo ar spered gourel o deus Japaniz war eun dro gant egile.

Ar spered gwregel anezañ e-unan en deus perziou fall. N'eo ket oberius, met gouzañvus ; kizidik ez eo betek ar vriztenerded, betek beza diboell. Ar spered gwregel eo an hini a laka ar galon (ger gwregel e brezoneg) a-raok ar meiz, an hoaladur-korf a-raok ezommou an ober hag ar vuhez ; tuet eo da veza dizalc'h.

Pep den evel pep bobl a zoug ennañ e-unan spered gwregel ha spered gourel war eun dro, nemet ne zeu ket e pep hini an hevelep galloudou da gemer an tu kreñv. Paotred a zo, gwregel o spered ; ha merc'hed a zo, gourel o spered. Ha kemma e-kerz eur vuhez a c'hell ober, a-hed istor eur bobl. Evel-se ar spered

brezon a zo troet abaoe tri c'hantved war an tu gwregel, eus gourel ma oa en a-raok.

Ar spered gourel eo hini an emzav, an emren, ar youl a-us d'ar galon, ar meiz a-us d'ar santout.

Ar Japaniz a zo reizet o zro-spered gwregel gant eun dro-spered gourel ken kreñv all, en doare ma chom enno dreist-holl ar perziou mat eus an eil hag egile. N'eo ket o c'hizidigez ouz an natur kizidigez kalon dreist-holl, met kizidigez meiz, eeunwelerez buhez ar bed hag ar boudou o tiskouez anezo ken gwirion ha ken beo ha ni hon-unan.

Hogen betek ar barr uhela eo kaset ganto ar spered gourel : ar spered Samourai ez eo. Spered brezelek a laka d'ar brasa dizenor beza graet prizoniad en eun emgann. An arme Japanat eo en amzer a-vremañ an hini kaloneka er feur-se eus ar bed a-bez. Arabat e degoueziou ar vuhez diskouez glac'har pe nec'h dirak ar gwalleur : eun den kalonek ne bleg ket outañ ; ha pa vije unan eus e gerent maro en e di, e tle chom en e zarempredou gant an dud, ken dizeblant ha tra.

Hesent eo ar Japanad e-keñver ar vestroniez : tra sakr eo ar veli en eur gevredigez, hag an Impalaer eun doue.

Oberiant, kalet d'ar boan, laouen gant nebeut a dra eo ar Japanad : zoken en tiez pinvidik eo an arrebeuri traou skañv ha nebeut.

Pennek int, pennek-tre. Setu perak evit Japaniz ne echu morse eur brezel, ne c'hell ket echui ken na vo gounezet ar pez a venner. Ken na vezo diazezet da vat o mestroniez war douarou ar Mor Habask, ne vo peoc'h ebet ken evito.

M. G.
Here 1940.



# ENSAVADUR BREIZ

« Ensavadur Breiz » a zo bet krouet e Brest gant Roparz Hemon, abaoe ar c'henta a viz Here.

Setu amañ e bal :

1° Aoza embannerez pe adembannerez yezaduriou, geriaduriou ha levriou a bep seurt da zeski brezoneg.

2° Dastum diellou a-zivout traou Breiz : yez, lennegez, istor, gwerinoniez, ha kudennou o sellout ouz bevoud ar bobl vrezon.

3° Lakaat an diellou-se da dalvezout evit ar c'helaouennou, ar skoliou, al lenndiou, ar mirdiou, ar strolladou, al lenneien hag ar studierien vreizat.

Chomlec'h-da-c'hortoz « Ensavadur Breiz » eo hini « Gwalarn ». Kelou anezañ a vo roet war bep unan eus hon niverennou.

## KEVRENN ENSAVADUR BREIZ

*Unan eus kefrediou kenta* Ensavadur Breiz *eo aesaat ar studiou er vro. Hag a-raok pep tra, lakaat urz.*

*Ar renkadur da heul a zo graet, n'eo ket evit diellou an* Ensavadur *hepken, hogen ivez evit ar skoliou, al lenndiou, hag ar studier.*

*Diazezet eo war an niverérez dre-zegou.*

*Diou niverenn a zo roet da bep skourr-studi a bouez evidomp.*

*Pep skourr-studi a c'hell beza rannet d'e dro. Lakaet e vez neuze eun niverenn en tu dehou d'an*

*diou niverenn genta. Da skouer, kevrennou an Naturouriez a vo merket 660, 661, 662, hag all, betek 669.*

*Eur renkadur aes hon eus graet, diouz ar vuhez pemdeziek kentoc'h eget diouz ar poellerez glan. Souez ebet eta o welout « Prederouriez » ha « Kegi-nouriez » war an hevelep renk.*

*Ouspenn se, kement a sell ouz Breiz hag ar Brezonved a zoug al lizerenn B.*

*Kement a sell ouz ar C'heltved a zoug al lizerenn K.*

*Kement a sell ouz an Holloed pe an Estrenved a zoug al lizerenn H.*

*Da skouer :*

*B/17 : C'hoariva Breiz.*

*K/17 : C'hoariva ar Gelted.*

*H/17 : C'hoariva an Holloed pe ar broiou estren.*

## RENKADUR AN TESTENNOU

### 0. YEZONIEZ

00. Yezoniez dre vras.
01. Geriadurez.
02. Yezadurez.
03. Steroniez.
04. Soniadouriez.
05. Gwerzaouriez.
06. Diskleria-testennou.
07. Kelennadur ar yezou.
08. Istor ar yezou.
09. Istor ar yezoniez.



### 1. LENNEGEZ

10. Lennegez dre vras.
11. Henlennegez.
12. Barzoniez.
13. Kontadennou.
14. Romantou.
15. Skridvarnerez hag arnodskridou.
16. Eñvorennou.
17. C'hoariva.
18. Lennegez ar vugale.
19. Istor al lennegez.

### 2. ARZ

20. Arz dre vras.
21. Treserez.
22. Liverez.
23. Skulterez.
24. Tisaverez.
25. Luc'harzou.
26. Kinklerez.
27. Sonerez.
28. Istor ar sonerez.
29. Istor an arz.

### 3. ISTOR

30. Istor dre vras.
31. Ragistor.
32. Istor sevenadurel.
33. Istor politikel.
34. Adskiantou an istor.
35. Douaroniez.
36. Douarouriez.

37. Gouennoniez.
38. Tudoniez.
39. Ergerzerez-douar.

4. ARBOELLEREZ

40. Arboellerez dre vras.
41. Kenwerz.
42. Labour-douar.
43. Maga-loened.
44. Ijinerez.
45. Hentou.
46. Pesketaerez.
47. Merdeadurez.
48. Stad ar micherour.
49. Oberou kevredigezel.

5. GWERINONIEZ

50. Gwerinoniez dre vras.
51. Kanaouennou ha sonerez-pobl.
52. Marvailhou.
53. Krennlavariou.
54. Kredennou-pobl.
55. Boaziou-pobl.
56. Korollou-pobl.
57. C'hoariou-pobl.
58. Gwiskamant-pobl.
59. Ti hag arrebeuri.

6. SKIANTOU

60. Skiantou dre vras.
61. Jedoniez.
62. Naturoniez.
63. Strilhouriez.



64. Steredoniez.
65. Oablouriez.
66. Naturouriez.
67. Bevoniez.
68. Denoniez.
69. Istor ar skiantou.

7. PREDEROURIEZ

70. Prederouriez dre vras.
71. Eneoniez.
72. Skiant ar gevredigez.
73. Skiant ar vuhezegez.
74. Politikerez.
75. Lezennouriez.
76. Doueoniez.
77. Kristeniez.
78. Paganiez.
79. Hud.

8. YEC'HEDOURIEZ

80. Yec'hedouriez dre vras.
81. Kleñvedou.
82. Enepmezvi.
83. Derc'hel-tiegez.
84. Skiant ar vugale.
85. Keginouriez.
86. Speredembregerez.
87. Korfembregerez.
88. Labouriou-dourn.
89. Skoazell d'ar glañvourien.

9. STOURM KEVREDIGEZEL

90. Kelennerez.

91. Abostolerez.
92. Kelaouennerez.
93. Displegerez.
94. Skingomzerez.
95. Oberou yaouankiz.
96. Lenndiou ha mirdiou.
97. Emzifenn.
98. Mererez.
99. Diduellou.

---

Setu amañ an hevelep renkadur, hervez urz al lizerenneg :







Here 1940

# HON EMBANNADURIOU

Ret eo bet d'imp kreski priz ar c'houmanant-bloaz : 50 lur e vo hiviziken. Ne gredomp ket eo re ger, pa soñjer e priz an traou all. Kalz eus hor c'houmananterien o deus kaset d'imp priz nevez ar c'houmanant, hag ouspenn. Bennoz Doue d'ezo, ha bennoz Doue ivez d'an holl dud o deus skrivet d'imp lizerou hegarat da lavarout pegen laouen int o welout GWALARN adsavet.

---

Eus hol levriou da zeski brezoneg, ne chom nemet an tri-mañ : GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK (priz : 22 lur), ALC'HOUEZ AR BREZONEG EEUN (priz : 4 lur) ha REIZSKRIVADUR AR BREZONEG (priz : 3 lur).

Hep dale pell e vo advoulet ar Geriadur Gallek-Brezonek bet embannet e stumm stagadennou da WALARN e 1938-39. En dro-mañ e vo lakaet e stumm eur GERIADUR-GODELL GALLEK-BREZONEK. Advoulet e vo ivez YEZADUR BERR AR BREZONEG, e galleg hepken, hogen reizet ha kresket.

Pa brener eul levr diganimp, kas 15 % ouspenn ar priz evit ar mizou-kas.

---

Adkroget e vo gant « *Brezoneg ar Vugale* ». Diwar vremañ avat, e-lec'h kas al levriou d'ar veleien ha d'ar vistri-skol evit netra, goulennet e vo digant ar re-mañ paea d'imp an drederenn eus ar priz. Tamallet eo bet d'imp alies hon doare koz da ober : eur boaz fall da rei d'an dud eo kas levriou evit netra.

Ouspenn se, n'omp ket pinvidik.

Setu amañ al levriou a c'hellomp kas : PER AR C'HONIKL (priz : 1 lur), NIJADENN AN AOTROU SKANVIG (priz : 5 lur), hag, e rannyez Wened, PRINSEZIG EN DEUR (priz : 5 lur).

Degemeret e vo ar profou gant anaoudegez-vat.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest Ar Merour : Y. Drezen

# GWALARN

**Boîte Postale 75, Brest**

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Sekretour :

G. Berthou, 12, rue Puebla, Lambézellec (Finistère)

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant da :
L. Nemo
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12-110 Rennes)

**Priz an niverenn : 5 lur**